# RAKSKRID

Da sul, ouz diribin eur c'hleuz bennak e weler a-wechou mein o luc'ha dindan bannou an heol. Hag e teuont da veza tro-ha-tro melen, glas, ha ruz, ha gwer, ha mouk, — hag e skedont evel ma sked mil goulou ouz taol banvez eur roue pe ar c'hregin e keo marzus priñsezed ar mor, didizus en tu-hont da gaeliou klerennet an Hanternoz.

Kemer a reont pep liou ha pep stumm, hag e chomont koulskoude an hevelep mein ouz sklerijenn wenn ar beure evel ouz skleuriou ruz an abardaez.

# TRIADENN MELEN HA GLAS

« ... Rak e tremened an deiz o kaout aon rak an noz. A-hed beilha ha divorfila trumm e oad ken skuiz ma ne zalc'hed mui koun a netra. Ha pa 'z aed da sul d'an iliz wenn ha sioul e c'houlenned en e bedennou ma ne vije mui an Aotrou en Ulsgaard, rak eun Aotrou kriz ez oa heñ. »

Rainer Maria RILKE.

**Kenta Rann**

# Barzoneg evit eun deiz-ha-bloaz

PEDOMP :

Truez eta, va Doue, ouz ar paour kaez reuzeudig
Hoc'h eus galvet davet ar vuhez,
Pa grene e skiant evel eun aezenn askellek
E kildroennou du an Amvoud.
A c'hlac'harou kriz hag anken didruez,
Bet oc'h va boued, magadur mab-den,
Bet oc'h evidoun an holen hag ar felc'h da bep den da dañva evit beza dellezek eus ar sklerijenn dibreder-diamen,
Bleniet hoc'h eus va c'halon davet ar meneziou uhel ;
Hag an tiez o lugerni o gwerennou e sioulded veur ar beure,
Hag ar vogedenn o sevel, alc'houeder divouez
Evit klod hoc'h azeulvaou,
Ezañs n'en deus a frond 'met evit an Hollc'halloudus hepmuiken.

C'houi, o va Doue,
C'houi hag hoc'h eus lakaet va daoulagad da serri ha va c'halon da deneraat ouz gwanded ha truilhegez an dud,



C'houi hag hoc'h eus kuzet ouzin o gouliou hag o dispaket en noaz dirazoun,
Meulet ra vezo hoc'h ano santel, bremañ hag e-doug an amzeriou.

PREDERIOMP :

Kerzout atao, badaouet gant an Huñvre,
'Trezek ar C'hornog lintrus a c'halvomp da serr-noz ;
Heulia tonkadur hor gouenn,
Diharz ouz mouez ar gwad,
Da vroiou ar yaouankiz, ar yaouankiz peurbad.
Tañva douster traoniennou ar vuhez en enezennou pell,
Pell du-hont, — dreist d'ar mor,
Er brumennou gell.
Gwelout gwerc'hezed gwenngen o korolli war al leton,
Klevout safar eur bangor en anao diwelus,
Ha klevout ar fiez oc'h azvi
War ar gwez ganto pleget o fenn.

O douster an Huñvre d'an ene dileun, dilevenez.
Hon ene a gerz arvarus, da glask ar pare d'e c'houli,
Ar pare na gavo ket.
Ha pa zeuio red an amzer dre ar bed war e giz, hor gouenn n'he devezo ket paouezet da eva hec'h anken ;
Pa he do graet ar bellenn-douar tro an ec'honder o c'hoari gant ar stered lintrus e bevenn an Diharz,
Va c'halon ne vezo ket c'hoaz leun a drugarez,
N'he devezo ket kavet 'pez a glaske.

A garanteziou prim ha buan tremenet,

Echu gant ar vuhez,
Ha bedel 'vel an heol er ganevedenn,
'Vel al loar gelc'hiek a c'hoari el lanneg...
Dounoc'h eo kalon an den :
Doun evel glas an oablou ha primoc'h 'get ar goulou.



A ! n'eo ket levenez kan an evned er c'hoadou.
O c'han a oa koulskoude
— Teod milliget an dud, —
Eur c'han da azeuli ar C'hrouer.
O c'han a oa eur c'han a garantez d'ar vuhez,
O c'han ne zassone ket em c'halon.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

A ! n'eo ket levenez frondou an nevez-hañv,
Nag ar gwez o c'hlazvi,
Nag ar geot o kreski
Dindan anal glouar an aezenn sunet
Diwar an douar leiz,
Hag eur goabrenn wenn a dremen goustadik
E glanded kentvedel an oablou glas-doun ;
War he dremm emañ c'hoaz liou burzudus
Liorzou ar c'hreisteiz.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

A ! n'eo ket levenez kan ar falc'her, —
Kreisteiz o skuilha e dan,
Empenn o kunujenni, leiz a venoziou,
Menoziou drant an Amskiant.
A ! n'eo ket levenez pedenn litaniou ar vederez e vont-dont



'Drek ar c'harz glas-kelvez.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

A ! ne oant ket levenez evidoun
Da gomzou a garantez
Ma tregernas ennoun koulskoude an anien
Ha ma voe trubuilhet sedera kerdin va buhez.
Ar c'homzou a lavaris ne oant ket komzou va c'halon :
Em c'halon,
Ar c'homzou a lavaris 'oa komzou a dristidigez.
A rede evel mel diwar muzellou divlazet.

Petra 'ta, o va Doue, a ra diouer d'am c'halon ?

Sell, ar wenanenn-se a gutuilh chug ar vleunienn,
Ha dre ar burzud divuzul
O karga he ruskenn,
Atao habask,
Atao 'vel eur vruzunenn eus ar c'horf liesfurmek
A anvomp an hed,
— Bronn atao leun a ro he laez d'an neb a venn, —
Ha ne welan ket a drubuilh enni ;
Pa nij a vleunienn da vleunienn
He nij a zo kompez,
Ha seder eo e sun an dour a vuhez.

Livirit, a Zoue, daoust hag e vijen va-unan,
Siellet gant an anken,
Siellet gant an anken e hollegez ar vuhez,

Sell, ar vleunienn-se a bleg he fenn pa zeu an noz ;
Ne anavez
Nemet an huñvreou tener,

Ha me,
E-pad an nozveziou sklent ma taskron ar stored,
Va spered
A zo devet gant eur boan dianav.

Sell, an deñved hag ar saoud
A gousk dibreder,
Pa zeu adarre an deiz e heuliont o mesaer,
Hag eürus e chomont,
Hag eürus e chomont dindan taoliou
Ha bazyeo.

Sell, tud a zo hag a gousk pa zeu an noz,
Ne zihunont nemet gant kleier ar beure,
Da ober o labour pemdeziek,

Ar re-se a zo eürus.

Ha tud a zo hag a zo eeun o c'halon
Hag a rent klod da Zoue an Tad.

Hag ez int eürus.

Ha tud a zo, drouk ha rebechus,
Lous ha divalo o c'halon 'vel an noz pe an ankou,
Hag ez int morvitellet en o loustoni.

Hag eürus eo ar re-se.



Ha ni,
Evit beza klasket gouzout ar c'hevrin kuzeta,
Ar pez a oa tizet ouzimp gouzout,



A zo kondaonet da leski,
Da leski ha da gufuna goustadik,
Ha devet omp gant eur gor diabarz
Ha krignet.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Daoust hag evit beza ho klasket
E rankomp-ni kerzout hep arzao,
Hep netra d'hon dihuz ?
A c'houli dibare
D'ar c'homzou flour a garantez,
D'allazig skañv eur pennad bleo rodellek,
Dibare da dan ar pokou gwrezusa
Ha da c'halv kevrinus ar C'hig.

Daoust
Ha dre an amzeriou tremenet pe da dremen
E vimp atao ken dic'hallus,
Ha ne vo netra d'hon dihuz,
Nag an elerc'h gwenn
O redek war al lenn,
Nag ho moueziou flour
O kana da serr-noz ?

Daoust
Ha ne welimp biken
Inizi ar yaouankiz,
O gwerc'hezed gwenngen o korolli d'ar selin
E gwasked an traoniennou,
War al leton tener,
Eul leton nevez-hañv marellet
A vleuñ melion ?

genver 31, 1931.

Etl Rann

# Kimiad da Inizi n'am eus ket gwelet

I

Sell,
Sell du-hont rod aour an heol o tiskenn drek ar run ;
Redek 'ra goustadik ;
Evel skuiz eo.
Paour enkrezet, ar flammou en e spered ;
Eun tammig bara fresk da lakaat etre e zent.
Karantez holl, karantez holl er bed.

Ha strink krozus an oabl amliou,
Ar bed holl o tevel,
O inizi gwenvidik !
Sioul ha seder.
Kuit eo nijet an evned :
Pep tra sioul ha seder
Nemet du-hont kor doun an heol a riskl mouk truezus
Goustadik.

Heol mezevennus,
Va goulou
Ha goulou mab-den
Preñvig diank
Kollet amañ.



II

Lavar, lavar d'in ha mont 'raimp kuit ?
Me 'zo skuiz amañ, bec'h va ene ;
Ha ne glevez ket ahont, er meneziou glas-mouk,
Kan a varo da bep karantez,
Kan a varo d'an den, a siouaz !

P'eo dallet ar bed e gwask digar ar Vezventi
Pa glever e goudor ar porz-mor.
C'houez fromus ar Verventi en-dro d'an tiez plouz,
A ganit a dudou ;
Merc'hed ho pleo du hir lugernus
Goloit int a vleuniou 'vit monet d'ar c'horoll,
Ho koroll diweza.

III

Selaou,
Selaou ar c'han 'zo tarzet a-us douriou al lenn
Difinv, diflusk,
Kanaouenn eun den yaouank,
e ganaouenn a garantez.

Hag e lavar ;

« Skuiz oun amañ, skuiz oun amañ.
A zoueed madelezus an aer hag an douar,
Va dougit pell ac'han da gavout va c'harantez,
Karantez va c'halon ;
Ma c'hellin merzout lugernus he daoulagad boull,
Ha 'tre va divrec'h starda hec'h izili ken bresk,
Ha pokat d'he muzellou ruz. »

kan a zic'hoanag,
paouezit, o palmez,
enkrez ho skeud en dour.
ha skinou aour an heol,
gwasoc'h 'get flemm an aer
a dag va daoulagad.

## IV

Mont kuit,
Huñvre dudius,
Klevout adarre mouez an evned er c'hoadou glas ;
Splannaat ouz o soniou a garantez, ken drant,
Beza luskellet gant an avel er favenneg
ha war lein ar roc'h welevus
heja ennañ va bleo.
— Kadour nerzek
o taea e c'houez
Hag oc'h eva ar vuhez er frondou a zegas —.
Ha c'hoarzadennou sklintin tregernus 'mesk ar gwez.
Harp er chapel goz.

gwelout ar c'houmoul gwenn,
spurmanta an neñv glas,
a zudi.

pell diouz hoc'h aodou lous
hag ho fals eürusted,
inizi,

e fell d'in mont,
e fell d'in beva,
lakaat va yaouankiz da vleunia
inizi.



## V

Pell er c'hornog,
Genel a ra 'r galv e goueled glas an draonienn doun.

Ar groazig koz er c'hroaz-hent hont
A led he divrec'h a bedenn :
Sourradeg veur ar c'hoad pin doun
O luskellat al lammgroaz lent.

Den,
Sav alese, ha deus ganimp
En arme veur krouet fenoz.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Va c'halon,
Deus,
Lez ar vro-se,
Lez-hi gant he bleuniou, he falmez, he merc'hed koant,
Deomp adarre d'hor bro,
bro an avel c'hlan,
bro an heol laouen, frealzer ;
Deomp da glask karantez
D'ar vro veo.

gouere, 20, 1931.

**Trede Rann**

# Prederiadenn war an Enkrez en eur chapel vihan

I

Klemmet em eus,
Garmet em eus,
Ha mouez ebet n'he deus respontet d'in ;
Mouez ebet na dregernas en avel,
Mouez ebet.
Hag e rankan mont em ergerz pirc'hirin
Va-unan.
Petra 'ra se, avat ?
Dont a raint.
Hag ez an 'n eur bilpaza a-hed an hent.
Ha n'eus diwez ebet d'an hent-se ?
Hag e klemman,
Hag e c'halvan unan d'am sikour ;
« — Truez ouzin, a zen. »
Nann. — Ne glemmin mui, ne c'harmin mui, ne leñvin
[mui a-hed an hent.

Mont a rin,
Sounn va fenn,



Kroaziet va divrec'h,
'N eur stlakal va seuliou ouz ar vein.
Mont a rin,
Dilavar ha mut,
Mont a rin,
Va-unan ;
Trec'hi 'rin
Va-unan.

Doue,
Sellet em eus ennoc'h
Hag hoc'h eus dizoloet d'in va skeudenn.
— Gwan oun, gout a ran —
C'houi avat hoc'h eus lavaret d'in :
« — Arabat d'it ! Kerz,
Talvez da vuhez. »
Hag e klemman, hag e leñvan
Ha va lakaet ho pefe en dizanav ?
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Tamm ebet... Fall a ran...
Mont a rin
Davedoc'h,
Atao prim, atao prest, atao dalc'het va c'halon valc'h.
Ha va c'henvroiz p'am gwelint
A lavaro :
« Sellit-heñ an den faro,
'Dro ket e benn zoken.
'Daol ket eur sell warnomp.
A bep tu d'in avat.
E kan ar menoziou
Hag e kan ar mennadou.

Daoulinet em eus ha pedet em eus,

N'eo ket avat dallet e voen :
Evit tañva ar peoc'h ez eo.
Er chapelig didrouz,
War ribl an aber sioul
Hag en noz dilezet,
Em eus pedet.
E gwir
Evidoun,
Hag evidoc'h c'houi a zo leun va spered ganto,
Keneiled em labour.
N'oun 'met eun den,
'R peoc'h avat a garan ;
Ar peoc'h doun, ar peoc'h aelel...
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Huñvreet em eus inizi gwenvidik ar c'hornog,
Inizi gwenn, inizi glan,
Peur, avat, ez in di ?
Huñvreet em eus inizi all, inizi reterel,
Ha n'em eus ket kavet a beoc'h enno.
Ha va spered a zo balc'h, va c'halon distabil...
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
Amañ, avat, e kavan kennerz,
Amañ, avat, ec'h en em blijan.

Ha c'houi, santig du, en ho kogn,
Taolit eur sell warnoun.
Ho paz aour poultrennek aze,
Savit-hi eun tammig.
Troit davedoun
Ho sellou ken tener,
D'am leunia c'hoaz muioc'h.
C'hoarz arc'hant al loar c'hlas



War an aoter,
War ar bleuniou, gouzout a rez,
Al loar a gar ar bleuniou,
Hag e klev o c'houez-vat.
Pokat a ra d'ezo
War an aoter.

Pep tra d'in a zo kriz
Nemet ar stered hag o sked divarvel ;
Pa sellont ouzin
En eur zaskrena
Hag en eur stleja
A-dreuz an neñv mouk
O gouriz gwennc'hloanek.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
Hag e rankan selaou an delienn-se,
Dindan ar wezenn sapr hag e gwask an ilio.

Kana, kana'ra marteze.
Ha c'houi, kornandoned,
Korollit, korollit,
Lezit lugernus war c'heot ar pradou
Roud ho kammedou mibin.
It da eva an dourenn vat e-barz kalir ar bleuñ,
An dour silet aze gant ar c'hlizenn-noz.
Ha pa zeuio an deiz
C'houi 'n em zastumo koantik
'N ho neiz.

Tud, degemer laouen d'eoc'h.
Chomit amañ.
Deut oc'h ;
Mont a raimp,
Hor c'halonou unanet,

Dre ar bed neketa ?
A-gevret.
Dont a ra re all
Hag e vint degemeret.
Ha ma teu c'hoaz re all
E vint degemeret.

II

— Ha klevout a rez-te kan ar stered dinamm
E bolz divent an oabl ?
Ha klevout a rez-te, o douster va sellou
Lamm-dilamm an arc'heler ahont ?
Hag ar valafenn-noz o redek tro-dro d'it ?
— Hag e ran, hag e ran,
Ha c'hoaz e klevan
Mouez ar c'hornandon
O c'houeza 'n eur c'horn-mor.
O douster ! O douster !
Ha c'hoaz e welan
Oriaved o spluja' barz ar mor,
O sevel hag o trabidella.
Ha c'hoaz e klevan
Sarac'h an deliou kras e-barz da goadeier,
Doue binniget, va Aotrou.
O douster ! O douster !
Ha gwelout 'ran ouspenn
C'hoarz drant ar vugale
Hag an heol a c'hoarz ahont.
— Ha klevout a rez-te e doun da ene blin
C'houez ar mor, c'houez an aer ?
Ha klevout a rez-te pez a gan d'it an nant
Pa dremenez e-biou — kan an natur a-bez,



Gweledvaou espar gourledet tro-dro d'it ?
— Hag e ran, hag e ran.
Ha c'hoaz e klevan
Kanennou diniver ar vuhez ez spered ;
Ha c'hoaz e welan
C'hoarz drant an ober meur en da zaoulagad doun.
O douster ! O douster !
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

here, 17, 1931.

# TOUELLEREZ-NOZ

Eun abardaez e lavaras d'in a-daol-trumm.

— Ha c'hoant ac'h eus mont da venez Are ?

Edo evel boaz o tisplega d'in e varvailhou, hag ar marvailhou-se a gonte traou a-zivout an Anaon hag ar sorserien. Pa lavarin d'eoc'h e oa dispar va c'heneil Herve evit displega d'eoc'h marvailhou a-seurt-se, e ouie lakaat warno an ton dereat, an hini ho lakae da skrija eun tammig, eun alberz nemetken, e kompre-not marteze neuze petra a oa ar goulenn-se evidoun-me, ken dibaot an trubuilhou em buhez, ha ken laouen d'o degemerout koulskoude.

Herve a oa dispar, a lavaran, hag ec'h anaveze pep gwrac'h koz a ouie gervel ar speredou, bet e oa bet ouz o gwelout holl, hag e tibune d'eoc'h o anoiou en eun aridennad hep diwez. Anaout a rae ivez kement den a welas tud goude o maro, e Bro-Gerne a-bez. Gouzout a rae, war e veno d'ezañ, kevrinou douna an hudouriez. Eun tammig hepken. Hag e kare dispign e leve evit gwellaat e anaoudegeziou war an dachenn en doa dibabet.

Evit ar pez a sell ouzin, dibres e oan d'ar mare. Klask a raen lenn ha studia evit va flijadur nemet ken, hag unan eus va studiou a oa ar werinoniez. Faziet em eus marteze o tilezel ar studi-se abaoe ; hag alies em eus soñjet e dudi ar werinoniez pa vezen aet faez gant ar vuhez digar a renan dibaouez. Rak dudius eo



ar werinoniez, eur maread, ma n'oufec'h ket soñjal, kement hag an trivliadou a dapen o redek evit goulen-nata an dud amañ hag ahont ; pegen dudius ivez, pegen flamm derc'hel war va c'homzou, o diboueza, o menti a-raok o zeurel er-maez, lavarout traou diot -ran, kement-se hepken evit lakaat an hini-mañ-, hini da zibuna d'eoc'h eun istor diot all bennak. Hogen, petra 'fell d'eoc'h, prederiou all a zo silet em buhez !

D'ar mare-se eta ne oan ket trechalet an distera gant ar pez a anvomp ar pouez-labour. C'hoant a zeuas d'in raktal ober anaoudegez gant sorserien diweza ar menez. Hag e soñjen em huñvreouigou en eun dremm vogedet, eur wrac'h pleget a-zioc'h eun tantad mouded pe skoultrou lann. Edo ar wrac'h-se oc'h ober hec'h annez en eul lochenn dirapar, goudoret e pleg ar menez, o veva hec'h-unan-penn gant tri pe bevar gaz du. Evel meur a wech all an holl draou-se a labezas d'in va empenn pa reas va c'heneil ar gou-lenn sebezus-se ouzin. E gwir, skuiz e oamp holl goude eur veilhadenn hir, goude klevout atao an hevelep sorc'hennou a-zivout teuziou ha boudiged, ma oamp deut hogos da gredi enno evel ma kredemp e klaoiou boazeta hon deveziad-labour ; ha skuiz e oan c'hoaz goude eun deveziad tremenet o vale war ar maez. Gouzout a rit petra eo eur valeadenn war ar maez da viz kerzu, pa vez an den e-unan-penn.

Ne lakais ket kalz a vall da respont. Marteze dre ma plije d'in lezel va spered da gantren ez dieub. Lavarout a ris « ya » koulskoude hep marc'hata. Hag e teuas da soñj d'in e rafe an istor-se brao-meurbet eur c'hentskrid dereat d'al levr edon war-nes embann, pe o klask sevel kentoc'h.

— Da ouel Sant Stefan da noz e Landerne neuze, lavarout a rin d'it pelec'h en em gavout.



Da Landerne oun aet.

Romantel eo ar vuhez e gwirionez. Pa zegouezis diouz an noz, eul lusenn deo ha yen a c'holoe pep tra. Skrija a raen. Eun amzer a zoare evit al laboused noz hag evit ar sorserien, ha teñval-sac'h da seiz eur hanter, va Doue !

Karga a raen va botou bep dek metr er straedou digompez ha goulaouet fall. Ha setu me da di Herve. Eur gambr en deus e kreiz kêr. Eur goudor brao evidoun p'en em gavan, leiz va dilhad gant ar vrumenn hag an dour-c'houezenn, beradou o ruilhal war va dremm bep ar mare ha va c'hroc'hen o tivogedi.

Kerkent hag e-barz e verzis dioustu n'edo ket ar gambr en he doare kustum, ar gambr-se anavezet mat ganin — nag an eurveziou tremenet eno o tivizout p'am beze amzer vak, hag o lenn levriou diwar-benn ar werinoniez — ; eno e oan bet ivez meur a wech o sellout ouz ar sebezusa bern binviou huderez a c'hellfec'h soñjal ennañ. Unan eus va brasa prederiou a zo bet atao da c'houzout a-belec'h en doa tennet anezo holl. Eur gwir arsanailh pa lavaran d'eoc'h, hag heñ renket mat ouspenn, gant skritellouigou bihan ouz pep benveg.

— Anaoudegeziou d'in.

Ha petra ober gant eun eilgeriadenn a seurt gant hounnez ? Soñjal e oa sorser e-unan, peogwir en doa kement a vignoned e-touez ar sorserien. Me ivez, malloz ruz, em bije karet ober anaoudegez gant unan ben-



nak anezo. Gortozomp avat, kent dougen eur varnedigez, beza gwelet sorserez Menez Are.

Lavaret em eus bremaik e kaven ti va mignon gwall gemmet, hag em eus ankounac'haet kenderc'hel gant va danevell, kement a eñvoriou a zeu em spered pa soñjan e kement-se. Kemmet e oa lec'h d'ar goulou. War zehou e veze gwechall, hag edo bremañ war daol vihan an tu kleiz, kemmet e liou hag e nerz, kement ma oa se d'in eur gloaz em c'halon, — gloazet e vezan atao p'en em gavan gant eun dra zianav ha me o kredi e anavezout mat. Gant ar goulou nevez, ar gambr a gemere eun doare dibar, euzus, ramzel...

Tri e oant eno, brasaet o skeud war skramm ar voger, Herve ha daou zen yaouank all gantañ ; eur paotr yaouank blin, treut ha sec'h, du e vleo hag e abrantou, doareet-speredek ; eur plac'h yaouank disheñvel a-grenn, meleganez, mentet mat, hag hi kenedus a-walc'h, hep netra a zireiz enni koulskoude. Lakaet e voen da ober anaoudegez ganto. Ken trelatet e oa va fenn avat ma ne daolis pled ebet ouz o anoiou, hag int eta ken dianav d'in pe dost pemp munutenn goude ha ma oant pemp munutenn a-raok m'o gwelis. Merzout a ris eun dra hag am divec'hias : n'en em anavezent ket kalz gwelloc'h kenetrezo. Bodet e oant eno, Doue a oar dre be donkadur, Herve o talvezout da liamm etrezo ha da gannad d'o soñjou, ha ne oa nemetañ o terc'hel d'e skiant vat, 'm eus aon.

— Mall e ve d'imp klask penn an hent, ne gredit ket ?

Te a oa prest war ar fornigell hag e koagnjomp kent mont en hent davet ar meneziou. D'ar mare-se eo e taolis pled evit ar wech kenta ouz trouziou an diavaez, trouziou a leugn pep buhez-den, merzet gantañ eun

nebeudig gwechou nemetken, a ro kement a zisheñvelderiou d'ar mareou m'o c'hlever. Eur pennad siouldéd en ti hag e kavis amzer da glevout an dour o streboti ouz ar vein, dindan ar pont koz, hag eur gwelan o c'harmi diou wech.

Digomz e chomemp holl, ha bec'hiet, evel tud damzianav ma oamp, rediet da chom an eil dirak egile hep gellout komz, pa ne ve nemet diwar-benn an amzer fall pe briz ar chatal. Eur boan griz ma 'z eus unan. Aet nec'het o trei va bizied dibaouez, e c'houlennis en diwez ouz Herve :

— Petra' welimp e menez Are, neuze ?

Mousc'hoarzin a reas.

— Setu Erwan skuiz abaoe. Amgredik out, 'm eus aon. N'eus forz, gwelout a ri. Da c'hortoz, sach war da damm.

Plac'h yaouank an tu kleiz a vousc'hoarzas, sioulik, goustadik ; derc'hel a rae warni hec'h-unan, anat e oa, hag hi ken nec'het ha me pe nec'hetoc'h c'hoaz marteze el luziadell-mañ. Avi am boa ouz paotr an tu dehou, a ouie chom diflach evel eur santig koad. Eun den boas emichañs ouz seurt trubuilhou, boas da guzat e soñjou e-unan ha da lenn e spered ar re all.

Hegaset a-walc'h adarre, e laoskis eur goulenn all, en aner :

— Daoust ha lavarout a ri d'in erfin peseurt marvailhou hon eus da welout ?

Hag heñ gant eur c'hoarz reut :

— Met gwelout a ri, va faotrig !

— Gallout a rez da vihana lavarout d'in da belec'h ez aimp, emezoun hep divarc'ha ; meneziou Are a zo hir. — Evit klevout adarre an hevelep respont e voe :

— Gwelout a ri !

Va amezegez a vennas, en taol-mañ, dirolla da c'hoarzin. Evidoun-me, leun e voe va c'hof gant ar respont-se.



Nav eur noz a sone e Sant Tomaz pa guitajomp kêr.

Eur wech laosket ar mor e oa savet ar vrumenn. Avel a rae bremañ, ha koumoul gwenn herrek o tont eus an avel izel a rede war an oabl steredennet. Nevez savet e oa al loar, hag e pare a-wechou he lagad dre wask ar c'houmoul. C'houibanat a rae an avel e-gwask an toennou evel eul loen pennfollet torret gantañ e nask. An dour a eonenne dindan ar pont, garmi a rae al laboused aod.

Skrija a ris gant ar riou. Na pebez amzer zreist. Dont a raio ar gorriged er maez eus o zoullou fenoz.

Kemer a reas ar c'harr-dre-dan penn hent Sizun. Gwelout a ris ar goulou o luc'ha war ar gwez, a-hed an hent.

A ! an ergerzadenn noz-se, skrija a ran c'hoaz pa soñjan enni, abaoe an amzer koulskoude —, ergerzadenn en dianav, gant tud dianav, ha fromadennou dianav ennoun, hep ehan.

Lakaet e oan da azeza en a-dreñv. Herve ha paotr e abrantou du a bignas en a-raok. Ar plac'h yaouank eo eta a savas em c'hichen.

Taer hag ingal e kerze ar c'harr, sentus ouz dourn ar mestr evel eul loen embreget-mat ; ken na zeuas c'hoant d'in gwelout an hent dre ma 'z aemp, ha

kaer em boa klask ha sellout dre ar werenn ne welen siseurt nemet a vare da vare skeud eur c'hleuz pa veze al loar ouz hor sklerijenna a-zoare. Dirazoun, paotr e vleo du a chome difinv ha diflach. Herve a vlenie gant aked hag ampartiz.

Kollet em boa va hent.

Hag e teuas va daoulagad da skuiza a-bouez sellout e damskleur an noz hep gwelout netra, o klask eur wask etre an diou skoaz aze evit gwelout an hent war an a-raok, ha neuze gant lufr ar goulou war ar vein ha war ar geot.

Kollet em boa va hent. Ha setu me da huñvreal ez-dieub hag ez-dihun. N'ouzon ket ha boas oc'h da veaji a-hed an noz en treniou, c'houi skuiz bras, ha c'hoant d'eoc'h chom hep kousket evelato. Souden, dal ma sav hoc'h amezeg evit mont er-maez, pe hini pe hini eus ar c'hombod kenkoulz all, setu c'houi douget ez-drumm da vro goant ho pugaleaj, bro an torgennou glas ha melen, bro an heol o c'hoari war an aberiou, hag an dour o lufra ; ha bagou gwenn o lien o tispaka a bep oufig traez melen. Gwa me !

Kroget eo va huñvre tra ma tastourne daouarn Herve gant ar rod-vlenia. Ha setu me aet d'am bro adarre, eun endervez miz gouere : eun aber sioul, sioul evel eun iliz, oufou bihan, eun dudi, — hag a belec'h 'ta e teu al lano ? — an aod gant an traez o luc'ha evel aour, ha tener d'ar bale. An heol o c'hoari war ar runiou a-hont, runiou gant an eost o veleni warno, skeud ar c'houmoul gwenn o c'hoari war an dour hag oc'h en em luzia e roued ar geot hir.

Na me 'garfe beza eno ! — Malloz ! Strakal a ra koadaj ar c'harr pa gemeromp eur c'horn-tro. Yen eo, hag e krenan ; an avel a c'houiban er gwez a-us



d'hor penn, pelec'h 'ta emaomp ? e pe vro dianav d'in ? Ankounac'haet em boa, hogen kollet em eus va hent. O ! mont da vro an hañv peurbadus. Pebez mennad diboell !

Astennet eo ivez ar plac'h yaouank em c'hichen. Gant ar stroñs eo deut bremaik he gar da gaout va hini, santout a ran gridienn ar riou o piltrotat enni. Setu troet va soñjou. E petra 'ta emañ-hi o soñjal, souchet en he mantell deñval ? — Daoust hag e soñj dioustu eveldoun en eur vro fresk ha kaer ma c'hoarz an heol, pe daoust ha bez' eo hi priñsez an deñvalijenn, daoust hag e kar an avel fero, ar wall-amzer hag ar glao ? — Pe daoust hag emañ o huñvreal en ergerzadennou bagol a reas gant he c'heneiled ; pe e trivliadou ar c'hig, pe daoust hag emañ o soñjal e lorc'hentez ar bed-mañ, en hor berrboellegez-ni, tud paour, diskiant a-walc'h da zont da venez Are p'emañ ar re all en o gwele tomm ha blot, diot a-walc'h da zarempredi sorserezed koz dizantet ?

Ha setu eur c'hoant espar diwanet ennoun-me. Biskoaz n'em boa bevet evel-se e spered eun all, bevet e soñjou hag e vuhez, eur mantr. Ma teu c'hoant d'in da gomz d'ezi. Hogen, penaos hen ober pa n'anavezan ket zoken al lizerenn distera eus hec'h ano, pa n'oun ket zoken evit ijina ger kenta eur frazenn. Sur e c'hoarzo d'in gant ar c'hoarz sklintin a dle beza he hini.

En em starda 'ra ouzin evel c'hoant ganti kaout eur goudor. Kousket eo emichañs, ha marteze trelatet he daoulagad evel va re o welout jestrou diot ar blenier, a zo aze evel eur furlukin o trei hag o tistrei e-kichen eur peul maen.

E-pad eur pennad mat a amzer e kendalc'has c'hoaz ar c'heflusker da roc'hal. E-pad pegeit, n'oufen hel lavarout, na dre belec'h omp aet kennebeut. A wech da wech e welemp a-hed an hent mogeriou eun ti, serret kloz.

Chom a reas ar c'harr a sav war eur c'hoz hent fall, e-touez al lanneier. Den, na ti, na ki dre ar vro. Diouz tu an hanternoz e weled fraez dispar eun draonienn ledan sklerijennet piz gant holl skinou al loar a bar en oabl bremañ digailhar. — Er pellder emañ moredet Bro-Leon moarvat daoust ma n'hen asurfen ket, o veza ma n'ouzon ket zoken e pe benn eus ar menez emaomp.

War tu ar c'hreisteiz e weler pikern eun dorgenn, teñval war an oabl. Di ez eomp. Daoust hag an dorgenn-se eo bed kevrinleun an hudourien diweza ?

Ha ni ha pignat dre eur wenodenn striz ha dourek, evel spesou da welout p'emaomp souchet mat en hor mantilli.

Ha neuze ha gwelout dirazomp eun draonienn all ec'hon, ha torgennou, ha meneziou. Ha war-se eun avel sart ha kriz a c'hoñeze, hag al lann a roc'he.

Ha setu eur vouez o sevel hag o komz e sioulded mezevennus an noz. Herve a gomze hag e gomzou a oa komzou arzour ha kariad.

— C'hoant am eus bet d'ho tegas da venez Are da dañva douster eun nozvez goañv, unan eus ar fromusa taolennou a zo roet da zaoulagad mab-den arvesti outo... N'eus netra par d'an dra-se da lakaat kalon ar Breizad en he flomm.

Kaer-kenedus e oa an daolenn, ret eo hen anzav. Hag e klaskis kompren he meurded. Roudennou du ha gwenn o varella sae Kerne ; ha Leon, gwenn,



gwenn hepken evel ene he zud. Hogen, ne veizis ket an daolenn evel ma oa dleet. Eun dra all a c'hortozen gwelout.

Kaerded dibar nozvez menez Are ne voe ket evit mouga ennoun enkrez ar gortoz hag ar veaj, siouaz d'in ha d'am menoziou diot.

Morse n'eo bet savet va levr gwerinoniez. Damc'houde e tilezis a-grenn ar studiou-se.



Morse n'em eus kejet abaoe gant an daou zen yaouank a reas ar veaj a-gevret ganin. Int o doa komprenet emichañs hag 'aet int kuit, o c'halon leun a levenez hag a beoc'h.

Herve a gavas ar maro eur pennad war-lerc'h en eun darvoud hent-houarn. Piou 'oar. Marteze ne vijemp ket bet evit en em glevout mat ken a-c'houdevez.



E-kreiz va frederennou e teu da soñj d'in a-wechou eus al lavarenn-mañ :

« Gloazet e vezan atao pa gavan eun dra zianav el lec'h ma kreden kavout eun dra a anavezen mat. »

# WAR AN HENT, EUR PAOURKAEZ D'AL LAOUENANIG

Laouenanig, lavar d'in-me
Hent ar Gelvezeg,
Ma 'z in di da welout
Va c'harantez a zo maro.

Marvet eo d'ar beure,
En deiz all pa skede
An heol deut a-neve
E brazidou ar run.

Gwenn ha blin,
Eo astennet bremañ,
Hed ar varskaoñ.

Kañv er Gelvezeg,
Kañv em c'halon-me.
Laouenanig, lavar d'in-me.



# GOULOU-DEIZ WAR AR MENEZ

Hag en em c'houlenn a rae
Perak 'n doa 'n em stlejet aze,
War ar menez-se ?
Astennet war ar geot sec'h
Krazet e vuzellou,
Garvaet e izili,
Krazet gant avel gras an noz.

'Vit gwelout an diskar-amzer, marteze,
En e c'hlana, en e gaera,
P'emañ an heol o tarza.

Met teñval eo an dremmwel,
Hag an oabl a zo du.
Eun avel fero a c'houez, a c'houez
Hag a hirvoud
E gwask al lann,
A c'hoari troidell a-us d'ar maeziou moredet ha [melenet.

Hag ar stêr a-zindan
A drip hag a zaoulamm
Betek ar gêrig wenn kluchet ahont
En draonienn c'hlas-teñval.

Tud a lavaras d'ezañ dudi an abardaeveziou-hañv [war ar maeziou,
Hag huñvreet 'n doa e-unan
E nozveziou arc'hant.

Hag eo chomet dibreder
Ouz luskell an avel.
Douster d'an den lezel e huñvreou d'e ren
Hag e soñjou da nijal
'Vit eur wech.

Teñval eo an oabl,
Kriz ha ruz an heol war ar run.
Ha kriz ar gouli e kalon an den.

Ar goanag a zo aze,
Koulskoude.



# PERAK ?

An avel yen a yud
E kistin gouez ar roz.
An hentou leiz a lintr
Pa ziskenn herr an noz ;
Kendeuz ar goulou hag an trouz.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

'Klask va huñvre 'maoun henoz
E korvigell an avel en amskleur,
Neizeur eo nijet kuit, ha ne soñjen,
Ha setu me morzet ha ban.

Den ampalvar ez an
Da welout ha n'hen kavin gant den
E Skivieg, Kerradeneg pe ar Skiban,
Pe c'hoaz e Traongilli pe er Glen.

Gwa d'in-me m'eo nijet kuit va huñvre !
Gantañ m'anave al lec'hiou sin ha kuñv,
Koadou ha koadou c'hoaz,
Enno an evned o floura o flufiv,

O paka gant o figos ar froueziou pezel,
O rodellat o grougous hag o c'han.
Gantañ m'anave nerz ar bed
Levenez al labour hag ar boan.

En avel m'anave eur vro
A zegase d'in evel-se frond he gwez,
Hag eno er vro-se e veven d'am zro
E galv gwelevus ar gwentou gwerc'h.

Eno, koumoul gwenn a-founn,
Mor o kana eno e hirvoudou,
Divrec'h herrek an tonn o lipat ar c'herreg :
Gant al lano, levenez hep loes.

En e skinou m'anave c'hoaz eur skeudenn,
An dremm laouen am lake da dridal ha da dripal,
Am leunie gant c'houervoni ar c'hoantou,
A c'hoarze goapaus d'am flanedenn dichal.

M'anave c'hoaz traou e-leiz,
Kevrinou ar gredenn hag ar feiz.
Kerse d'in, kalonad ha keuz.
En noz e steuzias o neuz.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

'Klask va huñvre 'maoun henoz
Klask a ran ha n'hen kavan ken.
Neizeur eo nijet kuit, ha ne soñjen,
Ha setu me rannet : n'oun mui eun den.
Va spered a hirvoud
Gwasket a hiraez.
Larit d'in 'ta, tud vat,
Pelec'h emañ an huñvre kuñv.

Mes an dud n'am c'hlevont ket,
Mes an natur 'zo bouzar ha put,
Ha kerzout, ha kantren a rin-me dre ar bed,
'Klask va huñvre, diyoul ha mut ?



Larit d'in 'ta, tud vat,
Perak 'm eus kollet va huñvre,
Perak eo klozet an doriou
Ha perak e c'hoarz an oabl garo.

An avel yen a yud, hag a hirvoud,
An hentou leiz a lintr henoz,
Larit d'in 'ta, tud vat,
Perak ?

# SUL DA NOZ

Eur goabrenn wenn war an oabl glas,
Kerz, koabrennig, tro ha tro dre ar bed.

Douster an abardaez dre ar pradou
Leuniet gant frondou mezeven.

Enezennouigou diamen en tu all d'ar mor,
Goudor karet hon huñvreou noz.

Eun gomz etre daou c'hoarz
Eun ano... ha frealz.

Bleuniou moredet 'hed ar c'hleuz
Ha gliz o tiskenn war ar bleuñv.

Hentou hag hentou a heulier
Hag an noz e penn an hent.

E penn an hent ar mor,
Ha martoloded o kana.

Straedou du ha garmou skiltr
Gouleier euz o vrañsellat.

Ha neuze eus eur c'horn eus an aod,
Hoalerez ar c'homzou, hag eur pok,

Tra ma kouez war gêr o teñvalaat
Birou kenta ar glao.



# AN HAÑV O TONT

Setu, setu o tont noziou klouar an hañv.
Frondou pounner en aer touchant 'zo tremenet :
E lec'h pe lec'h e frailh kalon dener ar bleuñv.

Klevit, klevit o tont noziou klouar an hañv,
Noziou leun, noziou gwevn, ha start, ha kreñv :
Ma weler dre ar skeud skleuriou sklent o koueza.

List mar kirit ar prenestr digor bras :
Eur ganenn-noz a sav diwar ar prad
Ken spis ha frondou ar geot kras.

Ha dreist gwerc'hted ar strouez diamen
Deut da welout skinou disliv al loar
O luc'ha evel strink war gein an tonnou glas.

# MEULGAN

A-hed ar runiou glas ma kammigell hentou gwenn,
Bagadou drant ha gae a bigne tor ar c'hrec'h.

Paotred kigennet start, merc'hed daoulagad boull,
E kanent 'hed an hent, sounn o fenn daoust d'ar bec'h.

Nep alberz a c'hoap e plegou taer o gweuz.
Uhel ha seder o c'han, kan eur yaouankiz eeun.

Ha neuze estlammi ouz an dour o vera 'gwask ar
[roc'h,
Ouz diouaskell balafenned kemmus en heol.

Estlammi ouz tan aour heol o gouenn
O tanflamma ar c'hornog war e roud.

Estlammi outo o-unan, ouz o nerz hag o c'hened,
Kened roet dre Zoue da baotred ar C'hornog,
Kened roet dre Zoue da verc'hed ar C'hornog
Da virout e mesk rummadou an dud.

Estlammi 'n o zonkadur. Bepred war an hent
A-hed kaniennou ha meneziou o bro 'n o c'harantez,
War o c'horf yac'h, c'houez yac'h an aveliou,
Terri kement hual, hag huñvreal er steredou doun.

Gant keneiled eeun-kaer dre hentou Breiz. Skoaz-
[ouz-skoaz, kalonou sko-ha-sko.



# MONT KUIT

Mont kuit. Garmou sklintin eur c'han mezevellus. Mezeglen c'hlan evet e c'houezou garv ar mor, war an traez astennet dre 'n abardaez glas-mouk. Dasson moriou habask 'n o hiraez tregernek.

Mont kuit. War ar bili tonnou o tilammat 'vel mousc'hoarzou tener ar vorwreg lagar bliou. Badinell ar pellder hag hiboud eur sonenn beurbadus mouskanet d'imp gant an itron gourizet glas.

Mont kuit. Rec'hell en aod hag ar vag e brañsell. Ar pellderiou o sklaeria da zegemer mab-den. Garmou an evned-mor mesket gant an arne. Nevez-hañv ar spered hag ar galon. Hiraez.

Mont kuit. Enkreziou diniver o frailha ar galon. Ereou diskoulmet ha bepred adskoulmet. Galvou an dianav a nij en avel-vor. Plijadur da vont ha da zistrei. Geriou leun a gevrin : mont kuit.

# DRAILHENNOU DIWEZA AR PARDON

An heol o tiskenn a-diz davet gwaremmeier ar Genkiz a verke e tlee beza tost da seiz eur hag e oa poent da dud ar pardon tostaat ouz ar gêr. A-nebeudou e kuitaed ar vourc'h, hag ar varc'hadourien a groge da freuza o stal. War hent an Arvor, kirri-dredan a c'halve an dud diwezat.

D'ar mare-se, Yann ha Perig, daou baotr seitek vloaz a yeas da gemer bep a bakad butun ha da eva bep a vanne a-raok mont d'ar gêr.



Pa guitajont an ostaleri, an heol a oa kuzet, hag e nije an noz en-dro d'ar girzier. Eun tammig e oant badaouet, hag o fenn a voudinelle, eun drugar, evel ma vije ar c'hleuziou o kana da heul an evnedigou evit an daou baotr, dre ma tremenent, hag ar raned ivez e poull-dour foenneg an Droell-vihan.

Evit lavarout gwir e oa deut ar baotred gwall zreo gant o banneou, skañv o zroad ha lemm o spered. Soñjit ivez ez oa unan eus ar gwechou kenta ma 'z aent da bardona o-unan. Ne oa ket en o soñj ober fall koulskoude. Gouzout a rit avat petra a c'hoarvez, dreist-holl gant ar baotred o deus tremenet o amzer o huñvreal e traou espar diamen, er frankiz hag er pellder.



Mevel Kerveleneg a oa bet o kerc'hat eur c'harrad melchon eur wech deut d'ar gêr. Edo o kana eur son yaouankiz, hag an daou baotr, en eur glevout se a oa kroget ar c'hoant kana enno ivez. Ha setu int da vlejal ar ganaouenn vrudet, pa ne ouient hini all.

« Me 'zo bet en ifern 'pad ar miz gwengolo
' C'h ober e votou d'an diaoul kamm
Hag o trouc'ha d'e'añ e varo. »

Sklintinat a rae ar poziou war ar maeziou moredet, hogen hep ehan e teue ar randonenn :

« Me 'zo bet en ifern 'pad ar miz gwengolo... »

— Ni hor bezo skandal p'en em gavimp er gêr, va faotr !

— Stank da veg, ha kan eun draig all d'imp, te 'oar ?

— Netra ! Eo, gortoz...

« ... Kalz amzer am eus kollet ! »

Nann gast ! ne deu ket ! gortoz 'ta.

« 'Vit sourpren an durzunell. »

Lez 'ta !

« Kalz amzer am eus kollet o furchal ar c'hoadou. Tec'het eo an durzunell ha nijet er c'hoad all. »



Degouezet e oant e-tal pont an hent-houarn.

— Ha soñj ac'h eus, Yann gaez, pegement a « voulê » hor boa, p'edomp er skol, o stlepel mouded war dreñ marc'hadourez peder eur hanter ?

— Ha ma welfemp adarre. Skañv eo va zroad hizio gouzout a rez !

— Eomp !



Hag e savjont war an aspled — ha bralla war an eil kostez goude egile evit gwelout pelec'h edo ar c'hempouez gwella. Aon a groge enno pa deurvezent diskregi ha sacha o daouarn daveto. Tamm-ha-tamm avat ec'h hardisaent, evel ma hardisa tamm-ha-tamm eur gaerell vihan a c'hoanta treuzi an hent.

Int ha mont eus an eil penn d'egile eus an aspled, fouge enno. Mont ha dont a raent evel-se, ken prim ha ken asur ma tañsjent da ziskouez o levenez. Pell diouto koumoul reterel ar menoziou balc'h.

War bouez mont, dont, ha trei ec'h en em gavont fri-ouz-fri, ha kregi an eil e diskoaz egile. C'hoant d'ezo trei hep tapout lamm a gen uhel all ? Spered ar warez ouz o heñcha goude milvedou ? Trawalc'h e voe evito evit klevout ar gwad o vorzolia o ividigou, o c'halon o skei a-brim en o bruched. Red ar gwad a lakaas kerkent o spered da zigeri ouz ar bed diavaez : holl drouziou an natur voredet-se a redas hed-ha-hed o gwazied, a silas betek mel o eskern, ken na chomjont abaf. An dour o sourral en eur goueza diwar rañvell ar Gouer Glas, an adrenn o kana he diskan kañvaouus ha dibaouez e koadou ar Run, ha chas o harzal hep paouez a-dreuz boullded an abardaez, a gemeras perz en o frederiou.



Ma voe troet o soñjou.

Erruet er penn — tavedek, evel ma vije bet eun emgleo kuz etrezo — e chomjont da arvesti ouz an diou linennig houarn a red, gwenn lufrus ouz skleuriou diweza an deiz. Touellus ha lazus.

Perig ha lavarout neuze :

— Klev ! n'ouzout ket petra 'm eus huñvreet meur a wech.

— Nann !

— Setu. Ni a ren amañ eur vuhez c'houllo, goullo, goullo... dont a ra da soñj d'in en eur welout al linenn houarn-se... huñvreet em eus mont evel-se, hep ehan, dieub ha drant, en dianav. Ha labourat neuze diouz nerz va divrec'h evit gounit va zamm kreun, ha mont, mont, gwelout broiou ha traou dianav, deski traou e-leiz hag o c'honta dre ma 'z in. Gwelout a rez, ni n'omp nemet hanter dud.

— Gouzout a rez koulskoude omp stag. Stag ouz hon ti, hor c'hêr, hor chatal, stag ouz ar re a anavezomp hag a garomp. Stag, stag da viken.

— Ya, stag.



Tavedek e chomont o sellout ouz al linennou houarn o teñvalaat hag o steuzia dre ma vouka ruzder ar c'hornog, eus an hevelep doare ma steuz pep huñvre en o buhez. Kroget eo enno ar c'hoant kantren. Goi a ra en o empenn, ha birvilha, ha trei ha distrei. Galv ar pellder, ar broiou dianav ha klouar, an avel drant war ar meneziou...

Ar vuhez dieub, birvidik.

# Notennou

**« Brezoneg ar Vugale »**

Profou : an Ao. L. Moisan : 10 l. — an Ao. Lucas : 50 l. — en holl : 60 l.

Levriou kaset : Skol gristen ar merc'hed, Lennon : 230 l. 50. — Skol gristen ar baotred, Kastell-Paol : 210 l. — Bloaveziad « Kannadig Gwalarn » kaset da 29 bugel, en Enez Sun, Laniliz ha Plourio : 290 l. — en holl : 730 l. 50.

Chom a rae er c'hef, er miz diweza : 653 l. 80.

Goullo eo ar c'hef eta, ouspenn goullo zoken, peogwir e vank ennañ : 16 l. 70.



**Skoliou dre lizer « Ober »**

« OBER » B.P. 28, Roazon, a zesk ar brezoneg *dre lizer* :

*Eur skol izel*, evit ar re na ouzont tamm ebet a vrezoneg.

*Eur skol uhel*, evit ar re a oar dija ar brezoneg, hag o deus c'hoant da zeski gwelloc'h.

Skrivit, *hep ken gortoz*, da « OBER ».



**Galvadenn**

Gant plijadur eo e voulomp ar pennadig da heul :

Al lennerien a zo :

1. Labourerien er c'henwerz,

2. Tud yaouank galvet d'ar micheriou kenwerzel,

A zo aspedet, war c'houlenn eur c'heneil, da rei o ano da renerien ar gelaouenn.



**" Kannadig Gwalarn "**

Lod eus hor mignoned o doa klasket gant gred warlene koumananterien da « Gannadig Gwalarn ». Darn anezo o deus graet an hevelep tra er bloaz-mañ. Hogen an darn vuia n'o deus ket. Setu perak ez eus kalz a dud, koumanantet d'ar « C'hannadig » evit eur bloavez, ha n'int mui koumanantet bremañ. N'heller ket konta war an dud diwar ar maez evit skriva liziri na kas arc'hant dre ar post. Ma karfe an dud desket a lenn « Gwalarn » ober eun droig pep unan en e barrez da zastum arc'hant koumanantou an dud dizesk pe lezirek, kreski a rafe buan niver lennerien ar « C'hannadig » evit brasa mad ar brezoneg.



# EUN DRUEZ

**Kef « Brezoneg ar Vugale » goullo**

Evit ar wech kenta, abaoe krouidigez « Brezoneg ar Vugale », emañ goullo ar c'hef.

Kevredigez ebet, kelaouenn ebet n'he deus labouret muioc'h eget « Gwalarn » evit ar vugale, gant skoazell eur bernig mignoned, ar re wella e-touez ar Vretoned.

Milierou a levriou a zo bet skignet dre ar maeziou, ha bugale e-leiz o deus desket lenn o yez evel-se.

Penaos, avat, e c'hellimp kenderc'hel gant an oberenn vat-se ? Penaos e c'hellimp moula levriou nevez ? Ha ret e vo d'imp nac'h pa vo goulennet levriou diganimp hiviziken ?

Hon niverenn ar miz a zeu, « Marvailhou an Oaled », graet a-ratoz evit ar vugale, ha ret e vo d'imp krenna anezi, pe chom hep moula an niver bras a niverennou hor bije karet ?

Gortoz a reomp gant fiziañs respont hol lennerien.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drézen.

